## CANTIQ SPIRITUEL

**AR VUHÉ SANTÉS HÉLEN,**

*Inouret é dour Porh-Loeis, Escobty Guénèd.*

*Ar en ton* : Sellet a' glei doh er ùéren.

Me hou supli, ol Bretonèd,
D'hobér attantion de gleuet,
Ha me zisclério d'oh souden
Darn a vuhé Santés HÉLÈN.

Hélèn oé a vras qualité
A pe oé hi merh d'ur Roué;
Car merh e oé d'er Roué Anton,
É Constantinople é oé é dron.

Pe oé én ouaid a bemzec vlai,
Sur hé mam guet-hi e varhuai,
Ma fallas d'hé zad hi haouet
Eit ma vezé bet é briêd.

Ha ma has de gahouit er Pab,
Hac én espoér cahouit é gras,
Eit de vout er housantemant
De ziméein d'i verh youanq.

Er Pab nezé a p'er hlevas
Yon en hum gavas souhet bras;
Car ne gahuér Crechan erbet
E guemerehé é verh de briet.

Guet en Ilis ma dihuennet
Ha guet Doué é ma ordrénet,
Ha ne vo jamæs éredet
Én tad hac er verh assamblet.

Pe vé diméet er verh d'en tad,
É vehé un dra abominable,
Ur hrim énep d'er religion
E spontehé er Gristenion.

Santès Hélèn, a pe glevas
É arrivezé quemen-ma,
Ar er mor en hum ambarcas
Hac é Flandre en hum rantas.

Éno pe oé-hi arrihuet,
Én un éclus én hum rantet;
A pe oé tost d'un Abbati
É commanças son er hléhir.

Ha nezé en ol Léannésed
Pe oé sur quer bras sonprenet,
E cleuet ou hléhir é son,
Hac ind monnet én oræson.

Hac ind mont ha selet nezé
Pihue oé arrihue én ou hontré;
Tud e huélas ur femelen
A zé d'ou hahouit pen-d'er-ben.

Hac ind monnet é prohécion
Guet respet ha devotion,
Aveit monnet d'hi rancontrein,
Guet ur joé vras, d'hi saludein.

Santès Hélèn a p'ou guélas,
Hi en hum gavas souéhet bras
Doh ou guélet tout a vanden,
Hac é tonnet ar hi arben.



Diguemér vras e rant a nehi,
Hac hi hondu d'en Abbati,
Rac guélet e rent ol certæn
É càré un Doué souveræn.

Mæs ne chommas quet pêl guet-hé
Ne changeas brema a gontré,
Ha rac er Roué Cateberon,
En dén cruel ha direæson,

A yas un dé ar vord er mour
Eit lemel guet-hi hé inour,
Ma suplias ur Habitein
Mar plige guenoh me ambarquein.

Un dra terrible e arrihuas
A pe oé é creis er mor bras,
Rac ol en dud e oé labet
Guet er forbannet arraget.

Mæs pe ùelas Santès Hélèn
E oé ur gaër a femelen,
E chongeal cahouit hé inour
É oé hi réservet guet-ou.

Én oræson en hum lacas,
De Jesus en hum recommandas:
M'hou pêd, ô Jesus, ô men Doué!
Conservet me virginité.

Pe oé hé feden achihuet
Ha de Zoué hum recommandet,
En tan ag en Nean e gouéhas,
El lestre hag en dud e losquas.

Mæs Doué perpet en hi goarnas,
Guet ur planquen en hi sauvas;
Arrihue e ras é rivièr er Sign
Hac é tal bordic ur jardrin.

Er vergé e yai bet Landré,
Hac inou é oé ur vergé,
Hac ur fetan gaër e gavas
Hac étal d'hi é tichennas.

Er Roué Héri a p'hé guélas,
Truhé doh-t-hi e guemeras :
Azéet ar vord er fetan,
Ha ne oé meit-hi hé hunan.

Tostat e ras nezé dehi
Ha yon e houlennas guet-hi,
Laret d'eign-mé présantemant
A behan-oh, morhicg youanq.

Me zou-mé a Constantinople,
A guétent pévedig ha noble,
Hac e zou aman achappet
A dré zeorne er forbannet.

Allas! me halon e vanq d'eign,
Rac nan e mès ne ellan quin :
Pèl bras e zou ne mès daibret;
Me halon peur zo fatiguet.

Er Roué Héri a p'hé hlevas
D'é Aumonié é commandas :
Querhet prontemant de glah d'eign
Peb tra aveit hé soulagein.

Nezé gueton en hé hassas
Hac en é dy en hé logeas;
Yon é recommandas nezé
Avel unan ag é leigné.

Goudé é mant bet dimézet,
Soudén é oé groeit en neuret,
Hac er fest e badas guet-hé
Bedicg en nombre a uguént-dè.

Deu vlai antiér é mant-i bet
En ur fligeadur assuret;
Mæs a p'en das de vout brasés,
Hé doé goal vuhé liés.

Er Rouannés couh n'hi hâré quet,
Nac hi sellet ne ellé quet:
Revé ma rapport en histoër,
Hé doé calz a beuranté.

Er Roué Héri e yas brema
De gaouit en Tad Santel er Pab,
Avel ma doé recommandet
De gumbattein doh er Sarrazinet.

Lesel e ras sur é segret
Tri merche ér guær hac é gachet:
Rein e ras unan d'Héléna,
Un al de Vari Cloestra.

Hac en drivèd chué e ras
D'er homte e oé é ami bras,
De béhani é recommandas
É bried guet affection vras.

Glahar bras e oé ér Palæs
É laret adieu d'er Brincés,
Hac en durant eih vlai ar-n'ugênt
En em ùéleint sur énemb hênt.

Santès Hélèn en dès gannet
Deu groaidur caër mar dès ér bed;
Hi mam gaër e ras de gredi
Penaus hi doé bet deu gui.

Er Roué Héri a pe glevas
É oé bet sur estonnet bras,
É clevet en doé gannet
Deu gui avel-cé é bried.

Nezé é oé-hi condannet
D'en dout hi bréh doh-t-hi trohet,
Hac amarret hé hugalé
Unan dehi a bep costé.

Ambarquet-oé ar er mor bras,
É bréh-izel é tichennas:
Er barque en dès hi degasset,
D'el Londrès e zo retournet.

Cri er galon ne ouilezé
Doh hi guélet én amzér-zé,
I rein hé halon d'hé bugalé,
Ha hi prest de verhuel guet-hé.

De gousquet nezé en hum laquas,
Deu lion ag er forest e zas,
E gassas guet-hé en eu groaidur,
Hac en histoér d'emb an assur.

Un Ermit oé ér hoëd nezé
A pe glevas er vugalé:
D'ou secour prontemant é has,
Guet deu lion en ou havas,

Hac en durant en amzér-ma
Santès Hélèn e zihunas:
Hé deu groaidur hi dès collet,
Ur glahar bras é dès-hi bet.

Hac un hostizés hi havas,
Truhé doh-t-hi e guemêras;
Dispriset-oé guet peb-hani:
Laqueit oé de dorcheio lestri.

Er Roué Héri én dro a Rom,
Ha gueton er Roué Anton,
E arrihuas én é balès
Abarh er guær ag el Londrès.

Allas! inou pe arrihuas
Er Homte Glozester e gavas,
Ha guet-on nezé é houlen
E men é oé é bried Hélen.

Nàu messager oé digasset
Dirac er Roué aveit laret
Ou doé digasset beba lihér
D'er Homte Clozester a dra sclér.

Mæs un aral e zas goudé
Hac e laras er ûirioné:
Penaus é oé bet trabisset
Guet er Rouannés couh assuret.

Er Rouannés couh zo condannet
Ha de vout é bihue losquet,
A balamort ma hi doé
Laqueit trohein bréh er Santès.

Commançanb' berma er recit
En eu groaidur hac en Ermit,
Ha penaus é oueot dispartiet
Abarh er hoêd guet cri merbet.

Pe oent én ouaid a huézec vlé,
Felix e yas de bourmen guet-hé;
Aman e mès-mé hou cavet
Guet er bleidi ha lionnet.

En eu groaidur e respondas
D'en Ermit-ma a p'er hlevas:
N'en dé quet hui ta, Ermit mad,
Hac e zo a dra sur hun tad.

En Ermit nezé, a pou hlevas,
A laras dehai guet glahat bras:
Aman e mès-mé hou cavet,
Guenein d'em zy hou tegasset.

Ya guet truhé m'hou tegassas
Hou teu guenein d'em ermitage,
Hac e mès inoù hou maguet,
Hou tessavet, hou ç'instruget.

En eu groaidur e lavaré,
Ha nezé en eile d'éguilé:
Pe n'en dé en Ermit hon tad,
Damb-ni berma de glasq hur ma.

Pe oent é tiscourial azé,
Arrihue er merdédi nezé:
Berman é hès sur buézec vlé
Hur boé lausquet Hélèn azé.

Guet anquin veas digonsolet
D'hé deu groaidur hé doé collet,
N'hi doé bréh nameit unan
De secour deu groaidur biban.

Ha nezé é laras Martin:
Brice, mem breur, damb bedic er fin,
É léh ma pligeou guet Doué hur has,
Ma cavehemb hur mam ur uéh hoah.

O Capiten! ni hou supli,
Mar plige guenoh hon ambarquein,
Ha ma hemb-ni hac é goard Doué,
De glasque hur bro hac hur hontré.

Er Habiten e respondas
D'en eu groaidur a p'ou hlevas
Deit én hon læstre hac ambarquet,
Ni hou laquei é doar assuret.

Én Allemagn pe arrivant,
D'en eu groaidur e ras argant,
Ha de zaibrein e ras ehué
D'en eu groaidur guet calz a joé.

Hac é Baviér, pe arrivant,
A ru de ru nezé é hant,
Ha ma-ou guélas er Rouannés
Abarh er ru ag hé falés.

Ma commandas d'hé message
Monet de glasq er vugalé;
Rac quer caër oent avel en dé:
Clorianda ou admiré.

Degasset-oent bet dirac-t-hi,
Hi ou lacas de zaibrein guet-hi:
Nezé avel tud affamet,
Ne scuéhent quet é taibrein bouet.

Rai-hir vehé contein antiér
Er brezel oé ér bro Baviér;
Mæs beoent bet victorius
En eu groaidur dré græce Jésus.

Martin e oé un dén vaillant,
Hac abarh er hombat sanglant
E lahas er Sarrasinet
Ha calz ag er Turquiannet.

Santès Mari guir Vam de Zoué,
Ou secouras sur en dé-cé:
Er vietoér ou dès gouniet
Dré græce Doué Jesus Salvér er bed.

Anfin dé Dour é tant nezé,
Ur guær e zo én Turen-é;
Sant Martin e oé Aumonié,
D'er peur é ré er charité.

Ou mam ehué e arrihuas
E Tour guet ur beuranté vras:
E oé Martin é tistribuein
En alézon de bep crecheim.

Martin e houlennas guet-hi,
P'hum lacas de seller doh-t-hi:
A héh léh oh-hui deit ama;
Hui n'en doh quet ag er vro ma.

Nezé hum laquas de chongeal
Abarh ên é vam Helena;
Diaguênt en devoé clevet
Avel ma hon nès rapportet.

Trohet-oé bet ur vréh dehi,
Ha deit chonge dehai a nehi;
Nezé en hum hanavezant,
Guet ur joé vras hum saludant.

O me Jesus, Salvér et bed!
Men deu croaidur e mès cavet:
Ne zesiren quin, m'hou assur,
Nameit cahouit men deu croaidur.

Adieu enta, mem hugalé,
Car achihue-é sur mem buhé:
Hou pet chonge perpet a hou mam;
M'ancoheit quet a pe vein marhue.

Chetu enta marhue er Santès,
Oueit-é guet Doué d'er Baradoès;
Ha mar fal d'emb monnet ehué,
Assayamb héli hé buhé.

Mé hou supli, ol Christenion,
Damb d'hé ilis guet devotion;
Ha pedamb-hi guet ur guir fé,
Hi e bedo eit-omb ehué.

Pe zehet de Santès-Hélèn,
Sellet a glei doh er uéren;
Sellet a glei doh er uéren,
Hui e uélo Santès Hélen.

Sellet nezé doh en Autér,
Hui hé güélou inou forh caër;
Hui hi güélou ar en Autér,
Hac én hé dorn Croéz hur Salvér.

Ur fetan gaër zo batisset
Tost d'en Ilis ha d'er verret,
Eit soulagein er berhindet
E zei d'hé Ilis d'hi guélet.

É Santès Hélèn beniguêt
É cavér pardonnieu perpet:
Er hetan sadorn ag er blé,
En eil hac en drivet ehué.

En uguênved dé a vis Mai
É vé pardon inou ehué;
En drived Sul a Ourhelan
É vé er pardon devéhan.

O Santès Hélèn beniguêt!
Pedet aveit hou ç'amiet;
Pedet aveit-omb en Drindet,
Acelfin ma vehemb salvet. Amen.

---

É GUENÈD,

E ty J.-M. Galles, Imprimour-Livrour,
é ru er Préfectur.

